WIKIPEDIA

# Kembraeg

Ur yezh keltiek eus ar skourr predenek eo ar **c'hembraeg**. E Kembre e reer *Cymraeg* anezhañ. Ar yezh keltiek gant ar brasañ niver a gomzerien eo. Kar eo d'ar c'herneveureg ha d'ar brezhoneg.

Komzet e vez kembraeg e Kembre, gant war-dro 857 600 den (da lavaret eo tremen 28% eus tud ar vro). E kornioù zo e vez komzet gant muioc'h eget 60% eus an dud. Komzet e vez kembraeg e Bro-Saoz gant tost da 150 000 a dud. Un nebeud kembraegerien zo ivez e Patagonia (Arc'hantina).

| **Kembraeg (*Cymraeg*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Kembre<br>Arc'hantina<br>Bro-Saoz |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 1 000 000+:<br>• Kembre : 857 600 [1]<br>• Bro-Saoz : 150 000 [2]<br>• Chubut, AR : 25 000 [3]<br>• SUA : 2,500 [4]<br>• Kanada : 2 200 [5] |
| Renkadur : | war-dro 266 |
| Familh-yezh : | Indezeuropek<br>Keltiek<br>Predenek<br>**Kembraek** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Kembre |
| Akademiezh : | |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | cy |
| ISO 639-2 | wel (B), cy (T) |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | CYM |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn



## Istor

### Hengembraeg

Stummoù kozh ar **c'hembraeg** zo anavezet mat. An hengembraeg (*Hen Gymraeg*) zo tost-kar d'an henvrezhoneg. Yezh lezennoù ar roue Hywel Dda eo, ha yezh barzhonegoù eus Kembre hag an Hanternoz kozh. Pa voe aloubet kreiz Breizh-Veur gant ar Saozon hag an Angled (Anvioù kembraek kêrioù saoz) e voe troc'het yezherien geltiek Kembre diouzh re hanternoz Bro-Saoz (Cumbria) ha diouzh re ar mervent (Kernev-Veur).

### Krenngembraeg

Er Grennamzer e voe skrivet kalz a lennegezh e krenngembraeg (*Cymraeg Canol*), sed ar Mabinogion da skouer... Yezh ar skridoù-se a c'hell bezañ komprenet gant ar Gembreiz eus hon amzer gant ma raint un tammig striv.

### Kembraeg a-vremañ

*Kembraeg modern* a reer eus ar yezh implijet abaoe ar XVIvet kantved. D’ar mare-se e voe embannet ar Bibl, troet e kembraeg gant William Morgan e 1588. War urzh ar gouarnamant e oa bet troet ar skridoù santel e kembraeg, evel ma oant bet troet e saozneg. Adembannet e voe an droidigezh-se, adwelet gant ar geriadurour John Davies, er c’hantved goude. Bras-meurbet e voe levezon ar Bibl kembraek evit stabilaat hag unvaniñ ar yezh skrivet. Geriadurioù kembraeg-latin ha latin-kembraeg a oa bet embannet gant John Davies ivez. Dalc’het e voe da labourat war ar yezh, pa voe embannet, en XVIIIvet kantved hag en XIXvet kantved, geriadurioù all, kembraeg-saozneg pe saozneg-kembraeg, pinvidik ha klok a-walc’h, evel hini Williams Evans e 1771, hini William Spurell e 1848–1850, pe hini Daniel Silvan Evans e 1852–1858. Gant al labourioù-se e anavezomp mat ar c’hembraeg ha frouezh o hêrezh a weler hiziv gant un oberenn evel *Geiriadur Prifysgol Cymru* (Geriadur Skol-veur Kembre), ur pikol geriadur istorel savet en XXvet kantved.

### Yezhadur



Bruderezh divyezhek e stal marc'h-houarn

- Kemmadurioù zo evel e brezhoneg : dre vlotaat, dre c'hwezhadenniñ, hag unan ha ne gaver ket e brezhoneg, dre friañ (panevet hini an anv-kadarn gwregel dor a ya da *nor* war-lerc'h ar gerioù-mell an/un).
  - War-lerc'h ar ger-mell, dre vlotaat en anv-kadarn benel nemetken : *y fam*
  - War-lerc'h an anv-gwan perc'hennañ:
    - friadur war-lerc'h *fy*: fy nghi, fy mhen, fy nhad ...
    - blotadur war-lerc'h *dy, ei (gourel)* evel e brezhoneg: *dy gi, dy ben, dy dad, dy wddw, dy frawd, dy fam, dy ddwrn*, hag ivez *dy law, dy rieni*
    - c'hwezhadur war-lerc'h *ei* (benel) evel e brezhoneg: *ei chi, ei phen, ei thad,*
  - War-lerc'h niveroù zo :
    - blotadur war-lerc'h *dau* ha *dwy* (evel e brezhoneg) : *Dau fachgen, dwy ferch*.

## Stad ar yezh

Daoust ma’z eo ar c’hembraeg ur yezh vihanniver, gwasket gant ar saozneg, eo kresket an harp roet d’ar yezh e-pad an eil lodenn eus an XXvet kantved, tra ma kreske an harp roet da strolladoù broadelourien, evel ar strollad politikel Plaid Cymru ha Cymdeithas yr Iaith Gymraeg (Kevredigezh ar Yezh Kembraek).

Kaozeet e vez kembraeg evel yezh pemdeziek ha yezh kentañ e rannvroioù hanternoz ha kornôg Kembre, dreist-holl, e kontelezhioù Gwynedd, Dinbych, Enez Von (Ynys Môn), Caerfyrddin, hanternoz Penfro, Ceredigion, hag e kornôg Morgannwg. Met kavout a reer kembraegerien a-vihanik ha tud all a gomz ar yezh flour dre Gembre a-bezh.

Ur yezh vev eo ar c’hembraeg. Komzet e vez bemdez gant miliadoù ha miliadoù a dud ha gwelet e vez e pep lec’h e Kembre. Gant ar *Welsh Language Act* (Lezenn ar C’hembraeg) eus 1993 ha gant ar *Government of Wales Act* (Lezenn Gouarnamant Kembre) eus 1998 eo lakaet sklaer e ranker ober ouzh ar c’hembraeg hag

ar saozneg evel yezhoù kevatal. Rankout a ra an aozadurioù foran prientiñ ha kas da benn ur steuñv yezh. Gant strollegezhioù lec'hel ha gant Bodadenn Kembre e vez implijet ar c'hembraeg evel ur yezh ofisiel, oc'h embann skridoù er yezh-se ha dleout a rafe an holl banelloù hent e Kembre bezañ e kembraeg hag e saozneg.

Kavout a reer kembraeg war ar Genrouedad ivez. Abalamour d'al lec'hiennoù ofisiel an hini eo dreist-holl : ma klasker gerioù evel *addysg* (deskadurezh), *cymdeithas* (kevredigezh) pe *llywodraeth* (gouarnamant) e kaver skouerioù, met pa glasker gerioù pemdeziek evel *buwch* (buoc'h), *eirlaw* (dourerc'h) pe *cyllell* (kontell) e kaver kalz-kalz nebeutoc'h.

Gant gouarnamant ar Rouantelezh Unanet eo bet sinet ar Garta Europat evit ar Yezhoù Rannvroel pe Minorel, o venegiñ emañ ar c'hembraeg e-touez ar yezhoù a ranker doujañ dezho er framm-se.



Enskrivadurioù e kembraeg war an hent

## Niver ar gembraegerien

Gwechall e oa kembraegerien unyezhek eus an holl Gembreiz, koulz lavaret. E deroù an naontekvet kantved e oa, d'an nebeutañ, 80% eus an dud o komz kembraeg. Met gant an dispac'h greantel e voe desachet ur bern tud eus an diavaez da Su Kembre. Kement-se a zegasas un diskar en dregantad a gembraegerien er rannvroioù-se, dre ma oa kresket ar boblañs eno en un taol. E 1871 e oa 1 412 833 a dud o vevañ e Kembre. A-benn 1911 e oa savet an niver-se da 2 420 921, da lavaret eo e oa kresket ar boblañs eus 40%. E 1891 e voe, evit ar wech kentañ, ur goulenn en niveradeg diwar-benn an anaoudegezh eus ar c'hembraeg. E niveradeg 1911 e voe embannet sifroù resis da live ar parrezioù.

Evit ar mareoù a-raok ar bloavezhioù-se n'hon eus ket sifroù met testenioù a-berzh gweladennerien pe tud evel kazetennerien pe beleien.

Meur a dra a zispleg e vije deuet Kembre, a oa ur vro gembraek unyezhek pe dost, da vezañ ur vro divyezhek hiziv an deiz.

Da gentañ e ranker menegiñ levezon al lezennoù evit unvaniñ Kembre ha Bro-Saoz e 1536 ha 1542. Ar saozneg e oa ar yezh ofisiel nemeti e Kembre. N'eo nemet e 1943 e voe aotreet komz kembraeg en ul lez-varn, ha c'hoazh evit ar re na oant ket gouest da gomz saozneg. Etre 1700 ha 1870 ne voe anvet eskob ebet e Kembre a ouije kembraeg. Gant al Lezenn war an deskadurezh eus 1870 e voe embannet e oa ar saozneg a oa yezh ar skolioù.

| Bloavezh | 1891 | 1901 | 1911 | 1931 | 1951 | 1981 | 1991 | 2001 |
|---|---|---|---|---|---|---|---|---|
| % | 54,4% | 49,9% | 43,5% | 36,8% | 28,9% | 18,7% | | 20,5% |
| Niver a dud | 964 000 | 1 004 000 | 1 053 000 | 954 000 | 751 000 | 522 000 | 515 000 | 797 717(1) |

- (1) En niver-se emañ an holl re a c'hell kompren, komz, lenn *pe* skrivañ kembraeg. 582 464 anezho a c'helle komz ar yezh, ha 457,890 a c'helle he c'hompren, he c'homz, he lenn *hag* he skrivañ.

Goude ma oa aet da fall un tamm bihan adalek penn kentañ an XXvet kantved (eus eur milion a dud da vetek 500 000 a dud oc'h ober ganti), med bremañ e teu ar sifroù da cheñch en tu mat. Un nerzh nevez zo gant ar sevenadur bremañ er vro (embannet e vez tro-dro da gant levr bep bloaz) ha gant ar c'hrouiñ traoù dre vras : Memes ma n'eus ken nemet 500 000 a dud oc'h ober ganti (20% eus an dud well-wazh), e

kontelezhioù ar gwalarn dreist-holl (*Cymru Gymraeg*), eo ret lavaret ez a war-gresk an niver a dud o kaozeal kembraeg (e 1991), dreist-holl en takadoù zo bet savet kêrioù barzh enne, tro-dro da Gêrdiz, e-lec'h ma zo abaoe hanter kant vloaz zo dija un deskadurezh divyezhek poellek ha klok (a drugarez m'ep bet anavezet ar yezh ent ofisiel gant al lezenn - Welsh Act eus ar bloavezhioù 70), ha n'eo ket evel en norzh. En doare-se ez eus tost da 10 000 re yaouank enskrivet e kentelioù kembraeg a-raok ar c'hentañ derez (*Mudiad Ysgolion Meithrin*, bed savet e 1971), ha tost da 50 000 a skolidi a heuilh kentelioù er skol gentañ, muioc'h eget 30 000 en eil derez ; Istimet e vez, da skouer, ez eus 42% eus ar vugale 5 bloaz hag a oar kembraeg e 1996 (6% bet desket war barlenn o mamm, 8% hag a oar mat, 28% hag a oar un tamm bihan - Welsh Office). Med bez' ez eus kembraeg kalz er media (kazetennoù, radio, chadenn dele kembraeg S4C abaoe 1982, ha neuze e vez produet traoù a-feson ha rock selaouet gant ur bern tud yaouank, da skouer). Evel-se, ha pa vefe aet da fall un tamm bihan kembraeg an dud war ar maez (nebeutoc'h-nebeutañ a dud kozh oc'h ober gantañ). Met ar pezh zo a-bouez gant ar c'hembraeg eo e vez anavezet anezhañ gant an dud ha gant dileuridi ar Rouantelezh Unanet, a-fet lezenn.




Kartenn a ziskouez an dregantad a gembraegerien e pep korn-bro.

## Un nebeud troiennoù e kembraeg

- **Frazennoù pemdeziek**

| **Kembraeg** | **Brezhoneg** |
|---|---|
| Shw mae | Demat |
| Croeso! | Degemer mat ! |
| Sut wyt ti? | Penaos ema an traoù? |
| Da iawn | Mat tre |
| Diolch | Trugarez |
| Hwyl fawr | Kenavo |
| Ta ta | Keno |
| | |
| Beth yw dy enw di? | Petra eo da anv? |
| Ble wyt ti'n byw? | Pelec'h emaout o |
| O ble wyt ti'n dod? | chom? |
| | Eus pelec'h emaout o |
| Dych chi'n siarad ...? | tont? |
| Dw i ddim yn siarad ... | |
| | Komz a rit ... ? |
| Llydaweg | Ne gomzan ket ... |
| Cymraeg | |
| Cernyweg | Brezhoneg |
| Gaeleg | Kembraeg |
| Gwyddeleg | Kerneveureg |
| Saesneg | Skoseg |
| Ffrangeg | |

Iwerzhoneg
Saozneg
Galleg

# Rannyezhoù

E kembraeg evel e n’eus forzh peseurt yezh e kaver rannyezhoù disheñvel. Diforc’hañ a reer peurvuiañ div rannyezh vras : kembraeg an hanternoz ha kembraeg ar c’hreisteiz. Diforc’hioù a gaver etrezo er c’heriaoueg dreist-holl, hag ivez en distagadur hag er yezhadur. Ar c’hembraeg a gomzer e Patagonia, abaoe diazezidigezh Kembreiz eno adalek 1865, zo bet levezonet gant ar spagnoleg hag e c’heller ober un trede rannyezh vras anezhañ.

- **An diforc’hoù etre Kembraeg ar C’hreisteiz** *(y De)* **hag hini an Hanternoz** *(y Gogledd)*

| **Brezhoneg** | **Cymraeg y De** | **Cymraeg y Gogledd** | ***Kerneveureg*** |
|---|---|---|---|
| Arc'hant | Arian | Arian | *Arghans* |
| Alc’hwez | Allwedd | Agoriad (agor = digor) | *Alhwedh* |
| Eñ | Fe, e | Fo, o | *Ev* |
| Gallout | Gallu | Medru | *Galloes* |
| Gant | Gyda | Gan | *Gans* |
| Mamm-gozh | Mam-gu (cf. Br. *mamm-guñv*) | Nain (cf. Br. *nenn*) | *Mamm-wynn* |
| Merc’h | Merch | Hogen | *Myrgh* |
| Tad-kozh | Tad-cu (cf. Br. *tad-kuñv*) | Taid | *Tas-gwynn* |
| Laezh | Llaeth | Llefrith (cf. Br. *livrizh*) | *Leth* |

Diskouez a ra ar skouerioù-mañ an izoglos a zo etre kembraeg an hanternoz hag ar (rann-)yezhoù predenek all, a-fed geriaoueg. Evit gwir ez eus muioc’h a ziforc’hioù etre ar yezh lennegel hag ar yezh komzet eget etre kembraeg an hanternoz ha kembraeg ar c’hreisteiz. Er yezh skrivet e reer nebeutoc’h gant ar raganvioù (dre m’emañ an ditouroù dija e dibennoù ar verboù hag an araogennoù) hag e kaver nebeutoc’h a c’herioù amprestet digant ar saozneg.

# Levrlennadur

- Arzel Even, Istor ar yezhoù keltiek, Hor Yezh.

# Geriadurioù

- Gweiadur Pawb (https://www.gweiadur.com/en/Pawb) enlinenn
- http://geiriaduracademi.org

# Dave


1. Cyfrifiad 2001: Prif Ystadegau am y Gymraeg - Bwrdd yr Iaith Gymraeg (http://www.byig-wlb.org.uk/cymraeg/cyhoeddiadau/cyhoeddiadau/331.doc) (*Kembraeg*)
2. Refworld | World Directory of Minorities and Indigenous Peoples - United Kingdom : Welsh (http://www.unhcr.org/refworld/topic,463af2212,488f25df2,49749c8cc,0.html) (*Saozneg*)

3. Wales and Argentina (http://www.wales.com/en/content/cms/english/wales_and_argentina/wales_and_argentina.aspx) (*Saozneg*)
4. Table 1. Detailed Languages Spoken at Home and Ability to Speak English for the Population 5 Years and Over for the United States: 2006-2008 Release Date: April, 2010 (http://www.census.gov/hhes/socdemo/language/data/other/detailed-lang-tables.xls) (*Saozneg*)
5. 2006 Census of Canada: Topic based tabulations: Various Languages Spoken (147), Age Groups (17A) and Sex (3) for the Population of Canada, Provinces, Territories, Census Metropolitan Areas and Census Agglomerations, 2006 Census - 20% Sample Data (http://www12.statcan.gc.ca/census-recensement/2006/dp-pd/tbt/Rp-eng.cfm?A=R&APATH=3&D1=0&D2=0&D3=0&D4=0&D5=0&D6=0&DETAIL=0&DIM=0&FL=A&FREE=0&GC=01&GID=837928&GK=1&GRP=1&LANG=E&O=D&PID=89189&PRID=0&PTYPE=88971%2C97154&S=0&SHOWALL=0&SUB=0&TABID=1&THEME=70&Temporal=2006&VID=0&VNAMEE=&VNAMEF=) (*Saozneg*)

# Liammoù diavaez

**Yezhoù predenek**



Brezhoneg • Cumbric • Kembraeg • Kerneveureg

***Pennadoù kar:***

*Yezhoù keltiek* · *Yezhoù gouezelek* · *Brezhoned* · *Enez Vreizh* · *Rouantelezhioù brezhon* · *Hanternoz Kozh*

